3457. aaa. 10.

# HANAUEDIGUEAH

AG EN

# ARH-BERDIAH,

EN INOUR DE GALON SANTEL MARI,

EIT CONVERSION ER BÉHERION.

HANAUEDIGUEAH

AG EN

# ARH-BERDIAH,

ÉN INOUR DE GALON SANTEL MARI,

**Eit Conversion er Béherion.**



É GUÉNÈD,

É TY DE LAMARZELLE, IMP. - LIVROUR.

1851.

# HANAUEDIGUEAH

AG EN

# ARH-BERDIAH,

EN INOUR DE GALON SANTEL MARI,

EIT CONVERSION ER BÉHERION.

---

## CHAPITRE 1añ.

*Penaus é ma deit en Archiberdiah eit conversion er Béherion.*

Étré en ol devotinneu d'er Hnérhiés Vari, e hès unan deit a neué, hac e verite ma vehemh donguet bras eit hi. Me venne conze ag en Arh-herdiah commancet é ilis parræs en Intron-Varia-er-Victoérieu, é Paris, eit conversion er héherion.

É creis er guer pèn ag er ranteleah é ma gannet; hac ér harræs-cé a Baris é péhani é telié, haval-é, cavonét muihan résistance, en hé dés victoeret davantage.

A oudé ma oé person en Intron-Varia-er-Victoérieu, en eutru Desgenettes bugul humble ha devot, é hnanadé ar er ravageu e ré én hi er manque a religinn hac en dirangemant. Anquin bras en doé ne vezé impléet en é harræs nameit hnéh pe seih cant

bosti a vlêad, ha neoah é-ma ur harræs a hemp mil ar-n-uéguent a dut d'er bihannan.

En 3 a vis en avent ér blæ 1836, en eutru Person, a pe oé é overcennein hum gavas lusquet, hemp perdér, de gonsacrein en dud ag e harræs de Galon santel Mari. D'en drivet sul ag en avent, ean hum hasardas d'anoncein ér prou, é vehé het én dé-ze, de seih ær de nos en office én inour d'er Hüérhiès santel, eit conversion er héherion. Ne oé quet nehou in gorto en en devezé hum gaved abarh hantérhant pé tri-uéguent a fidelet: hac en hum gavas ardro pemp cant. quement él e vezé ér gouilieu bras-san ag er blæ Rac-sé en Arescob a Baris e institua revé regleu en ilis *er verdiah à Galon santel ha dibèh-perpet er Hüérhiès glorius Vari, eit conversion er béherion, é ilis parræs en Intron-Varia er-Victoérieu*; hac er 24$^{vet}$ dé a vis mehuen 1838, hun tad santel er pab hé sàuas d'er rang a Arh-herdiah, e ras induljanceu dehi hac e accordas d'er hersonned ag er harræs-sé er houvoér de gansortein guet en Arh-herdiah-sé er herdiaheu-aral ag er memb banhue hac ag er memb intantion guet-hi: ha d'ou gobér lodec én induljanceu hé dès.

A houdé-zé hi hum stréauas partout é France, hac er hroyeu aral, é Suisse, é Suède, é Norwege, én Angleterre, én Amérique ha memb én Inde.

Hum laqueit en dès én hi d'er par évi tud vras ha hugalé, ré coh ha ré youanc, ré peur ha ré pinhuiq, goasset ha merhet, ha d'en uèguent-vèt dé a vi- imbril 1841, é oé merched ar er registre a Baris hemp-quin opèn dec cant mil a dud; hac én nombre-zé é oé pouar mil-ha-hanter-hant a valèt hac eih cant opèn, hac el-cé n'en dé quet un devotion merhèt hemp-quin, èl ma lare mar a liher in. G æreu bras hé dès tennet ar er beherion hac er parœsien mei dé laqueit. Mar vennet hanauein er freh eurus ag en devotion-zé, lennet ul livre gallèe hanhuet *Manuel de Prières a l'usage des membres de l'Archiconfrérie*

Er pehic e zanıh e laret, e zou assès eit gobér hanauein en Arh-berdiah. Ni e zezire ma hom strèanou guél-ar-uél, ha hé hrudou guet-gred en dud a fæcon, ha ma santou ol er grecheneah er vad a nehi.

## CHAPISTRE II.

***Reglemant en Arh-berdiah hac en avantageu a nehi.***

Eit gobér comprenein guél petra-é en Arh-berdiah, péh intantion hé dès, ha péh quen avantaj s-e, é han de verchein un tennad ag hé réglemant, él m'en-dé het aprouvet guet hun tad santel er Pah.

Article I. Ur verdiah a hedenneu én

inour de Galon dibêh perpet er Huérhiès Vari beniguet eit conversion er bêherion, e zou instituet é ilis parræs en Intron-Varia-er-Victoérion é Paris.

Art. II. Ol er ré catholiq malêt ha merhét ne vern a bêh oaid, ne vern a bêh nation, e zou couviet d'antréein abarh. Recommandein e rér dehai degas abarh er gred eit gloér en Eutru Doué, eit salvedigueah ou berdér hag un desir santel de bratiqueiñ peb unan revé é stad er vertuyeu a beré en dès Mari reit d'emb examplen quen admirable.

Art. III. Peb unan. eit bout lodec én avantageu spirituel ag en Arh-berdiah, e zeli rein é hanhue hadè hac é hanhue a famille eit bout scribuet ér registre ag en Arh-berdiah

Art. V. Peb unan ag er verder ha boèresèd e bedér de hrovein quemend èl e garou de secour doh en dispigneu ra en Arh-berdiah guet en overenneu e vou laret eit conversion er bêherion ha guet en antretenemant a chapel en Arh berdiah.

Art. VI. Er verdér ha hoéresèd e rai mad offrein peb mitin de Galon santel Mari ol en œvreu mad; pedenneu, alæsoneu, devotioneu, mortefícationeu ha penigenneu e reint é corv en déüeh, guet en intantion d'ou joéntein doh meriteu er Galon santel-zè d'adorein guet-hi en Drindet santel, ha galon divin Jesus, ha de houlèn, drè é visericorde infini, græceu der bêherion d'hum gonvertissein.

Art. VIII. Revé en intantionen-zé peh unan e larou hamdé un *Ave, Maria*, d'er bihannan, ha mad vou laret estroh eid unan guet er *Memorare*, é brehonec: *hou pêt chonge*, ha gued er beden man: *Santés Mari, retirance er béherion, pedet aveit omb*.

Art. IX ha X. Ind e zalhon chonge é ma dré er burtet à galon é veriteint protection Calon santel Mari. Int e asseiou hè hlasq hac hé havouet dré gommunionen mad ha stanc, surtout e gouilieu er Arh herdiah, peré e zou dé gouilen Arh-berdiah a galon santel Mari hac e rér peh plæ éu Intron-Varia-er-Victôerieu er sul quent er Septuagesim, de lared-é, er buarvet sul quent mallarde; quetam dé er hlæ, gouil er Chandelour, gouil Maria é merh, gouilieu gannedigueah, Assomption ha Conception er Hüerhiés Vari, gouil hé glahareu, de larèd-é, gouil en Intron-Varia a druhé, gouil Conversion sant Paul, ha gouil santés Mari-Madelen.

Art. XI ha XII. Peb sul ha gouil miret é canér, de 7 ær de nos é ilis en Intron-Varia-er-Victoerieu, gospereu er Hüerhiés eit conversion er héherion. Peh sadorn de nàn ær de vitin é larér un overen én inour de Galon santel Mari eit conversion er héherion; ha peh quetan sadorn ag er mis, é vé overen eid er ré tremenet ag er verdiah.

Diar er peh hun nès deviset amen é ellér

guëlet péh quen avantajus-é er verdiah : 1° eit conversion er béherion ; 2° eit omb ni-memb, bihue ha marhue. Pen dé güir é omb lodec é pedenneu ur million a dud bac é ellamb gounit en induljanceu plenier eit-omb 1° en dé ma antreamb er verdiah, 2° en déieu merchet ihuellob én articleu IX ha X, 3° en dé blæ retourned a oudé hur badient a p'bur bou laret bamde ahèd er blæ guet devotion un *Ave. Maria*, eit conversion er béherion ha covesseit ha communiet; 4° anfin én article ag er marhue é pedein aboel à Galon en hanbue santel à Jesus.

Hac opèn er ré-zé, hun Tad santel er Pab dré ur villetèn ag er buarvet dé a vis huavrér **1841**, en dès accordet d'er ré ag er verdiah induljance plenièr e elleint gounit dibue néh ér mis, d'en eu zé ma carou peb unan, a p'ou devou covesseit, communiet ha visitet un ilis benac ha pedet Doué éno revé intantion é santeleah. Ind e béllou gounid eid en inéaneu ag er purgatoér en indulianceu deueban-men.

## CHAPISTRE III.

*Studier ré ag er verdiah.*

Er gred eit salvedigneah en ineaneu en dès reit occasion d'en Arh-berdiah à Galon santel Mari. Eit monnet de secour quement a béhe-

rien queih cousquet ar vordén abime. en en dès Doué, péhani c zou un tad lan a drube hac a volanté de salvein ol é vugalé, inspiret er chonge d'ober un gansortereah a hedenneu eit convertissein en ineaneu fariet. Un desir berhuidant de lahourat assamble eit bonheur éternel en nessan e zeli enta hont er vertu a benfond, él er merche e zifforh er verdér ha hoéresed ag en Arh-herdiah.

É calon Mari péhani e zon galbuet dré en ilis, mam a drubé: retirance er héberion, bun avocadès, hun doustér, hun espérance, é caveint ur sicur parfæt ag er garanté seconrable ha courajus-cé, hac nr ræson puissant de vout ingorto drè fedenneu ag er græcen brassan eit er héberion; mæs red é en dout uregonfiance a groaidur en é vam, él-cé e von cheleuet er pedenneu e adresseint dehi eit ou herdér fariet.

Doué, émé St Bernard, en dès vennet accordein peb tra d'emb dré Vari dré hébani en en dès reit d'emb Jesus. Doh intercession Mari é falle debon ma hur hou recour eit distannein é golér, eit degasse græcen à gnæ hac a bardon de gueih tud, peré en dès sel mui a zobér a nebai rac ne chongeant quet ag ou goalen. Laqueit en dès é Calon Mari en doé choeget eit bout mam d'hur Salver hac hun-hani-ni, er gompassion tinérran doh er béherion. Biscoah ne oé bet er galon-zé cou-

ciet guet er pébet: neu-d-é meit truhéussoh ar ze doh maleur er ré en dès collet en tresol precius ag en innocance. O pihue e ouyas jamæs quer clous èl Mari talvedigueah en tresol-zé? Pihue hur haras tinérroh eit-hi?

Hag é ellehemb ancohat petra omb dehi, hi n'en ancohei jamæs. Hé halonnad ag er Halvar e zou attàu én hé chonge, hemp cesse é tasson én don ag hé halon er gonze-men, en deuéhan e laras dehi Jesus é verhuel: *moès, chetui hou mab azé*, car ér mod-zé éta hur Salvér adorable, quent achiue é sacrefice, d'hur recommandein d'he harante; ér momant-zé én hé laquas de vout hur mam. N'ellé quet uehou choege ur momant favorapleh.

Ineau Mari mantret d'er glahar é huélet hé mab è verhuel er groès, n'ellé quet hout preparet guél de receu er santimanteu e laqué én-hi deuéhan recommandation hé mab quer caret. Henneh oé er momant.... O Mari, hà hui e venne, p hum glemme a vout abandounet hui e venne, doućat tremen-varhue Jesus? Hà guet en ol, ma receuou guen-oh-hui ur gousolatiou vras? Hà hui e venne ma varhuou coutant? Quemeret eit-hou pugalé peh unan ag er béherion e huéle hac e ziscou d'oh é vout hac é tonnet hetac en achimant ag er hed. Beah hur mam-ni ha nezé Jesus coutant e soublou é ben, e laquei é inéan tranquil étré deourn é dad, hac e larou: *uchiu-é tout.* En œvre ag é visericorde eit omb e zou accom-

plisset dré er gonze-man pébani e blante quen dôn én bou calon briset : *chetui hou mab azé*. Ya *hou mab azé*, ô Mam Doué, ne pas bemb-quin en apostol fidel, pébani en dès dalbet mat de Jesus bed er marhne ; mæs hoah hannéh, pébani e zisprise é lezen, hannéh, pébani en dès caz dob en devotion, hannéh, pébani e vlasphæme é banhue santel. *Hou mab azé* en dén digas-bont, el libertin-bont, er renavi-bont pébani n'en dès groeit betac berman nameit outragein er vertu, gobér goabag en néan ha diffoui vangeanceu Doué... *Hou mab azé :* car eit hannéh ebué é ma marhuet Jesus, hannéh ebué e zon bet laqueit de Jesus idan goarnation hou caranté : ma ne verite qnet nebou a gans d'é grimen, ma vebet ur vam vad én é guevér, é valeurieu bac é zangérieu e verite hou compassion ha desir Jesus é verbuel e assure dehou é vehet ur vam carantéus ba trubéus doh-t- hou.

Hâg é tebé d'ur vam aral ancohat er fréh a dré hé digosté, er vam pébani hur gannas doh troeid er groés, e garou perpet hugalé reit dehi dré Jesus ha peré e gonstas debi glaharen n'ellér quet devis. Perpet é teguemérou er pedennen e adressou er charité dehi eit er gueih péherion, hé gloer joéiussan e vou ou salvein.

O bui peré e gar Doué hac e sante en dobér d'er harein dré galoneu éstrob eit hou

chani, hou pét recour doh Calon santel Mari, hum laqueit én Arh-herdiah devot mei inouret, ha quent péi bégueu peré e vlasphæme hanhue en Eutru-Doué, e rei ou bennoh dehou assamble guenoh.

Mari e offre d'omh tout græceu, hag e driomflou ag er haloneu aheurtettan. Hum sterdamb étal hé autærieu, antréamb ér famille vras pehani hum gonsacre d'inourein hé halon; degas-amb guenemb aharh muihan e ellehemb a guérent hac a amiet. Stréauein en devotion admirable-zé e zou gober bresil d'er vince, diazéein ba sonnat er vertu, scrappein queih tud a dré zeourn en diaul, rein d'er baraouis tud choeget, plegein de Vari, asten ranteleah Jesus-Chrouist, cresquein gloër en Eutru-Doué ha stancquat er salvedigueah.

## CHAPISTRE IV.

### *Er Honditioneu eit bout ag en Arh-berdiah.*

Eit bout ag en Arh-berdiah, pé joentet doh-t-hi, é ma red 1° lacat hou c'hanhue badé hac hou c'hanhue a famille e registre en Arhberdiah pé é hani ur verdiah cansortet guet-hi. 2° Laret hamdé un *Ave Maria*, pé, *M'hou salud, Mari*, én inour de Galon santel Mari eit conversion er heherion.

N'en dès chèt a béhet memb veniel é vanquein alaret er beden-zè.

## CHAPISTRE V.

***Pedenneu eit chervige d'er ré ag er verdiah.***

PEDEN SANT BERNARD.

Memorare, ô piissima Virgo Maria ! non esse auditum a seculo ; quemquam ad tua currentem præsidia, tua implorantem auxilia, tua petentem suffragia esse derelictum. Ego tali animatus fiducia, ad te, Virgo Virginum Mater, curro ad te venio, coram te gemens peccator assisto : noli, Mater Verbi, Verba mea despicere, sed audi propitia et exaudi.

℣. Sancta Maria refugium peccatorum.
℟. Ora pronobis.

Hou pet chonge, ô Guérhiès Vari forh truhéus penaus biscoah den n'en des cleuet laret en e houes bet abandonnet hanni a guement e ridé d'en abri etal oh, a guement e huanadé doh d'er secour, a guement hou coulenné de gonze eit hou. Accouraget ma on guet er memb confiance, e ridan d'hou cavouet, ô Guérhiès Mam er guerbiéset, devad oh-hui é tan, dirac oh e birvoudan, guet er sain a me fehedeu. Ne zispriset quet me feden, ô Mam bur Salvér; mæs cheleuet-hi guet truhé hac accordet men goulein deign. El-ce revou groeit.

℣. Santes Mari reifrance er béherion.
℟. Pedet aveit omb.

*Pedamb.*

Que n'ellamb pligein d'oh drè hun œvren, pardonnet, ô men Doué, péhedeu hou servi-

terion, ma vehemh salvet dre intercession Mam hou Mab hur Salvèr Jesus-Chrouist. El-cé re vou groeit.

*Peden a Breparation d'en Overen á Galon santel Mari ett Conversion er béherion.*

Stonyet amen doh hou treid guet humilité, ô Mam santel de Jesus me Salvér, m'hou pede d'ohtenein d'eign er græce d'assistein en Overen guet er santimanteu ag en adoration izellan, ag er garante tinérran, ag en obligation vrassan, ag er gontrition güellan a me fehedeu. Me intantion, ô Mam caranteus, e zou trugarical dre veriteu J.-C. er sacrefice ag en Overen, en Drindet adorable ag er græceu hemp fin a here en hé des pihiqueit hou Calon santel ha dibéh-perpet, ha goulen guet misericorde en Eutru Doué, dre veriteu J.C. hac abalamor d'er santeleah a hou Calon, er græce d'hum gonvertissein ha m'hum gonvertissou er gueih péherion. Calon santel Mari, conceuet hemp pehet, pedet aveid on, goarantet mé. *Mé hou salud, Mari .. pe Ave, Maria.*

*Peden a pé assistér én Exelcice a zevotion ag er verdiah.*

Santés Mari Mam de Zoué, rouannés en néan hac en doar, taulet ur selle a brotection hac a garante ar hou pugale tolpet étal hou ç'autær. Hun intantion, Mam santel a

druhé, e zou inonrein guet respett, caranté ha confiance, hou Calon santel ha dihêh perpet ; adorein guet-hi ha drè-z-hi en Drindet santel, ha Calon divin Jesus ; ha goulen é hanhue er Arh-berdiah, dré hou intercession ol-h is-ant étal en Eutru Doué, er græce d'hum gonvertissein ha m'hum gonvertissou ol er beherion. Mari conceuet hemp pehet, pedet aveit omhoni peré en dès recourdohoh. *Ave, Maria.*

*Peden eit offrein de Galon santel Mari ol en œvieu ag en déueh eit er' beherion.*

É commance men déueh en hou saludan, Mari lan a hræce, en Eutru-Douè e zou guénoh, hui zou henigued ètré en ol groagué ha heniguet-e er freh a hou corv Jesus, me offre d'oh, ó me Mam santel, ol me chongeu, ol me harantè, ol er pedenneu, oræsoneu, acteu a zevotion, a charité hac a vortification e reign hinihue. Obtenet teign er græce d'ou gober tout guet er burtæt a intantion hag en desir de bligein de Zoué, peré hemp-quin e elle tenneine vénediction ar-n-an. On joentein e ran doh meriteu ou Calon santel ha dibehperpet eit obtenein dre-z-hi conversion er béherion. O Mari me mam vad, goarnet mé doh peh sorte péhet abéd en de-men. Santès Mari, Mam de Zoue, pedet aveit omh péherion queih berman hac én ær ag er marhue. El-cé revou groeit.

***Pedenneu eit peb dé ager suhun én inour d'er Hüérhiés.***

Couvicin e ramb ol er ré ag en Arh-berdiah de laret guet devotion er pedenneu-man peb unan d'en dé mei merchet ha d'ou offrein d'hur mam carantéus é hanhue ol en Arhberdiah, eit ma vou peb unan ag en inourieu particulier-zé un testoni ag er santimanten a charité gredus pehani hur joeute tout é Calon santel ha dihêh Mari, eit hrassan gloër en Eutru-Doué, eit changemant hur berdér queih ha salvedigueah peb unan a hanamb é particulier. Er pedenneu-men e zou het composet dré sant Alphonse Liguori ha nen-d-é quet marhue goal-üerço.

En tair *Ave*, *Maria* e zon én inour ha reparation de Galon santel Mari eit en ol outrageu en des groeit hac e ra hoah dehi dré ou blasphæmeu er reoaviet, en heretiquet hac er ré libertin.

En Tad santel er Pab Pie seihvet dré nr villetten ag en 21 mehnen 1808, en dès accordet tri hant dé a induljance ur huéh bamdé de guement fidel ou larou guet devotion hac un induljance plænier ur huéh peb mis en dé ma careint, meit m'ou de-vou én dé-zé covesseit, communiet ha pedet revé intantioneu ordinær en Ilis.

*D'er Sul.*

Chetui amen, ô Mam de Zoué, stouyet doh hou treid ur péhour miserable, péhani en dès recour dohoh hac e laqua ol é gonfiance én oh. Ne veritan quet memb ur sel à hanoh; mæs gout e ran penaus a oudé ma huès guélet hou mab é rein é vohé eit er béherion, en e huès hirreah bras d'ou secour, ô Mam a druhé, considerct me mi-ere hac hou pet truhé doh-eign Partout é cleuan hou calhuein retirance er béherion, esperance er gueih tud couchet én desespoer; assistance er ré abandonnet: béah enta me retirance, me esperance ha me secour; doh hui-é d'em salvein dré hou-ç-intercession Abalamor de J.-C. secouret-mé, astennet-hou teourn secourable d'ur heah den péhani arlerh hout couéhet, hum hourhæmene d'oh eit m'er secourehet de sehuel én dro. Goud e ran penaus, a pen-d-é possible, è vourred è tonnêt de secour ur péhour: secouret-mé enta berman ma ellet. Collet e mès ar un dro dré me féhedeu græce Doue ha me inéan; mæs chetui mé doh hum lacat étré hou teourn; laret teign petra e zelian gohér eit recouvrein græce men Doué ha m'er groei abén. Ean-e, em degas devad oh aveit m'em secourehet; vennein e ra m'em hou recour doh hou misericorde eit ma vein assistet én affær vras a me salvedigueah, ne pas hemp-

quin dré veriteu hou mah ; mæs éhué dré hou pedenneu. Hama , recour e mès dohoh ; pedet aveid on hou Mah divin, ha discoeit reih ol er vad e ret d'er ré e fie én oh. Me grede hout ingorto a vout chéleuet. El-cé re vou groeit.

Tair *Ave, Maria* é reparation ag er blasphæmeu iuep d'er Huérhiés santel.

*D'el Lun.*

O Guérhlès Vari, rouannès en néan ; mé zou bet un herrad amzér é sclavage en diaul ; mæs berman m'hum gonsaere eit jamæs d'hou chervige. Ya tré vihuein, me venne hou-ç-inourein hac hou chervigein. Receuet-mé de vout hou servitour ha ne me refuset quet él ma veritehen. O me Mam, én oh en e mès laqueit me ol esperance, mem bennoh e ran, ha mé drugarica en Entru-Doué péhani én é visericorde en dès reit teign confiance én oh. Güir-é, é on het maleurnsemant conébet ér péhet, mæs me mès confiance dré veriteu J.-C. hac er secour ag hou pedenneu, en emès deja het er pardon. Neoah nen-d-é quet assès, ô me Mam vad ; ur chonge e ra poén d'eign, me elle colle a retourn er stad a hræce, en dangérieu e zou continuel, me anemisèd e veille attàu, ha tantationeu neué e zei de m'attaquein. Ah ! goarantet-mé enta, secouret-mé

dob attaquen en ibuern, ha ne bermettet quet ma commettein boah er péhet, ma offancein ar ré bou Mab divin Naren, Doué re viron m'bum laquein jamæs én hasard a golle Doué, er baraonis ha me incan : hanneh-é, ô Mari, er græce e oulennan gnenob, hanneh e zeziran bac e on ingorto ag em bout dré bou intercession. El-cé re vou groeit.

Tair *Ave, Maria*, é reparation ag er blasphæmeu inep d'er Hùérhiés Vari.

### *D'er Merh.*

O Gùérhiés santel, Mam a vadeleah bac a visericorde, pe æ chonge deign a me fébedeu ha ma chongean én ær ag er marhue, é creinan, en hum droublan : mam lan a zoustér, é goêd J.-C. hac én bou intercession é lacan me ol esperance. O consolerés er ré affliget, n'em abandonnet quet ér momant-man, ne zispriset quet me honsolein én affliction vrasmen; ha mar don herman tourmantet dré rebræcheu, hac én arvar a vout pardonnet, hac én eun ag er rustoni a justice Doué, petra vou nezè? M'hou pede, quent matéi er marhue, obtenet teign ur glabar hras a me fébedeu, ur changemant veritable hac ur fidelité dalhable dé Zoué abéd mem bohé, bac a pe vèin arriue gnet er marhue, ô Mari, me esperance, secouret-mé én augadur terrible ma vèin;

creanneit-mé eit ne gouéhein quet én desespoér é huélet me féhedeu, e laquei sur én diaul dirac men deulegat : inspiret teign nezé bou calhuein liessoh, a-cel-fin ma rantein men denehan hnannadén ur hrononcein hou hanhne douce hac hani hou Mab divin. Er græce-ze e hoès bet accordet d'un nombre bras ag hon serviterion fidel. m'hé desire guet gred ha m'espère ébué mem bout hi. El-cé re-von groeit.

Tair *Ave, Maria*.

### *D'er Merhér.*

Guérhiés santel, Mari, Mam de Zoué guedaûéh en en dès me féhedeu meritet en ibuern? Martezé ag er betan é vehé het executet er santance douguet inep teign, quenavé bon madeleab en doé arrestet justice Doué, arlerh hui e boès bloteit me halon, hui e boès men douguet de laqnat me honfiance én oh : ha pihue e bouér allas! pet gueh é vehen couéhet a retourn ér pêbet, é creis en dangerieu, quenavé ma hoès men goarantet dré er græcen e hoès bet obtenet teign? Mæs, ô me rouannés, de betra é chervigei d'eign bou madeleabeu hac er græceu a beré eu e boès me harguet, mar da d'eign hum zannein? Mar-d-es bet un amzér é péhani ue mès quet bou caret, bermau, arlerh Doué, eu bou ca-

rau drès quement tra zou. Ah! ne bermettet quet ma vein jamæs infidel d'oh ha me ahandonnein chervige Doué péhani en dès accordet teign quement a bræceu dré hou teourn; ne hermettet quet, ô me rouannés caranteüs, ma vou ret teign hou cassat hac hou méliguein én ihuern. Hàg andure e reheoh-hui m'hum gollehe unan ag hou serviterion hac en dès caranté dohoh? O Mari, estimet rescond teign. Hà m'hum zannou? Ah! m'hum zannou sur ha certæn, mar hou-ç-ahandonnan? Pihue e ellehé ancohat ur garanté èl hou-ç-hani? Ne pas; n'hum gollou quet en hani hum hourhemen d'oh, ha péhani en dès recour doh oh. Ah! me mam a garanté, n'em ahandonnet quet, car m'hum gollehé; groeit ma em bou attàu recour doh oh guet confiance. Sauvet-mé, ô hui e zou me esperance, sauvetmé ag en ihuern, goarantet-mé doh er péhet pêhani e elle me hasse d'inou. El-cé re vou groeit.

Tair *Ave, Maria....*

*D'er Rieu.*

O Rouannés er Baraonis, hui péhani e zou placet drest en ol ælet hac en dostan de drôu en Eutru-Doué, ag en devalen-men a visere, é credan, pehour ma on, offrein d'oh me chervigeu humble hac hou supplieiu de sellet a

druhé dnheign. Considéret, ô Mari, é creis peguement a zangerieu é on herman bac é vein êtré vihnein, hemp cesse exposet de golle Doué, me inean bac er haraonis. En oh-hui é laquan me ol espérance, m'hou care, hac hirreah e mès d'er momant ma ellein hou cuélet bac hou trugaricat er baraouis : Ha! pégours é tei en dé-zé ma hum huélein doh hou treid ha mé én assurance a me salvedégoeah? Pegours é svoquein-mé d en dourn-zé péhani en des scaillet ar-n-au quement a vad obereu? Guir-é, ô me mam carantéus, penaus ahèd mem buhe é on bet ingrat bras én hou quevér, mæs mar arriuan én Néan, nezé ne vein quet ingrat, m'hou carou hemp arsau a-bad en ol éternité ha me reparou me ingratitude a ziguênt dré me melationeu hac acteu a drugare continuel. Me drugarica Doué ma ra deign er gonfiance-zé èr mériteu a hoé! J.-C. hac en hou intercession puissant hou cuir serviterion en des esperet en ol madeu-zé hac hanni a nehai nen-d-e het trompet én é espérance, na mé ne vein quet ebué, ô Mari; pedet hou mab dré vériteu é bassion, ha m'er groei mé a me zu, ma plégeou guet hou sônnat ha cresquein dé ha dé en esperance-zé én an. El-cé revou groeit.

Tair *Ave, Maria*....

*D'er Güinér.*

O Mari, hui zou en noplan, en ihnellan, er barran, er gærran, er santellan ag en ol groagué. Oh! pé zchê d'en ol dud hou hanäuein hac hou carein èl ma veritet! mæs m'hum gonsolc én ur chongeal é hès quement a Sænt én néan hac a dud juste ar en doar é verhuein gùet er garanté dré ma huélant hon madeleah; me vourre é special ma hou care Doué ean memb mui eit en ol ælet hac en ol dud assamblé. Mé memb, péhour miserable, m'hou care; mæs bihan en hou caran, me zezire ur garanté tuemmoh ha tinérroh én hou quevér, ha d'oh hui-é d'obtenein deign er garanté-zé : car hou carein e zou ur merche bras é vér choê-et eit er haraouis, hac ur græce e ra Doué d'en nemb hum salve. Ag un tu aral, ô me mam vad, me avoué en e mès en obligationeu hrassan d hou Mab divin hac é verite ur garanté hemb fin. O hui, péhani ne zeziret meit ma vou caret, ohtenet teign ur garanté vras doh-t-hou. Hui e elle obtenein tout guet Doué, honnéh-e er græce hou supplian de houlen eid or; n'hou importunan qnet eit er madeu ag en doar, ne houlennan guenoh nameit carein men Doué, quement-cé e zeziret guet ur gred herhnidant. Impossible, vehé ne vennehenh quet schuei a du

guet un desir péhani e zon quen agréable d'oh. Ya hemb arvar; deja é santan é tet d'em secour, deja é conzet eid on; pedet, pedet, ó Mari, ne scuebet jamæs é pedein beta que n'em güelehet ér baraouis e péhani é veiu mè sur a garein attàu men Doue ha hui ehué, me mam vad. El-ce re vou groeit.

Tair *Ave, Maria....*

*D'er Sadorn.*

O Mari, Mam santel, a pe chongean ér græceu e boès obtenet teign hac én ingratitude guet péhani en e mès rescondet doh t hai, me hanâue penaus un ingrat ne verite quet mui receu mad obéreu neué; mæs neoah ne vennan quet eit quement-cé hum zefie a bou misericorde, ó me avocadès puissante, bou pet truhe dobeign. Hui e zou dispansourès ag en ol græceu e ra Doné demb ha n'en dès hou laqueit quer puissant, quer pehuidic ha quer mad, nameid eit m hur secourebet. Me venne hum salvein ha chetu perac é laquan êtré bou teourn me inean ha me salvediguéah éternel, me venne bout ag bou serviterion gredûssan, n'em rebntet quet, hemp cesse é clasquet er gueih tud eit ou soulagein, n'abandoenet quet ur beih péhour péhani en dès recour dohoh: conzet eid on, hou mab divin e zon attàu prest caer d'obér tout er péh

e zeziret. Queméret-mé idau hou protection hac erhoalh-é deign : rac mar em goarnet, nitra n'ellou mui me spontein : na me féhedeu, rac ma on ingorto, é obtenehet teign er pardon a uehai; nac en diaulet, rac ma oh puissantoh eit en ihuern, na memb J.-C. me juge, rac ne vou dohér eid en douçat, nameit a unan hemp-quin ag hou pedenneu. Goarantet-mé enta, ô me mam, hac obtenet teign er pardon a me féhedeu, er garanté doh Jesus, ur herseverance santel, ur marhue mad hac er baraouis ér fin. Güir-é, ne veritan quet er græceu-zé, mæs ou receu e réin, mar ou goulennet guet Doué eid ou; prezet enta conze eid on d'hou Mab Jesus. O Mari, ô me Rouannés, me fie én oh, ér fiance-zé é cavan me repos hac é vennan hihuein ha merhuel. El-cé ré-vou groeit.

Tair *Ave, Maria*, é reparation ag er hlasphæmeu inep d'er Huérhiés santel.

---

## Litanieu Caïon santel Mari.

Eutru Doué hou pét truhé dohemb.
Jesus-Chrouist, hou pét truhé dohemb.
Eutru-Doué, hou pét truhé dohemb.
Jesus cheleuet hur pedenneu.
Jesus receuet hur pedenneu.

Tad ag en néan, gùir Doué hou pét truhé dohemb.
Mab Doue, Salvér er bed; gùir Doué hou pét truhé dohemb.
Speret-Santel, gùir Doué; hou pét truhé dohemb.
Trindet Santel bag e zou un Doué bemp-quin, hou pét truhé dohemb.
Calon Mari, concenet bemp pêhet erbet, pedet aveid omb.
Calon Mari, lan a hræce, pedet aveid omb.
Calon Mari, santuære jaujable d'en Drindet adorable, pedet aveid omb.
Calon Mari, logeris mab Doné deit do vout dèn, pedet aveid omb.
Calon Mari, pehani e zou bet attàn revé calon Doué, ... pedet.
Calon Mari, trôn liguernus a hloër, pedet.
Calon Mari, losquet aquèrh é sacrifice d'er garanté divin, pedet.
Calon Mari, abim a humilité, pedet.
Calon Mari, staguet doh er groès guet Jesus-Chrouist, pedet.
Calon Mari, damurance er visericorde, pedet.
Calon Mari, consolation er ré affliget, pedet.
Calon Mari, retirance er béberion ha goarantourés er ré juste, pedet.
Calon Mari, avocadés en ilis ha mam en oĩ fidelet, pedet.

Calon Mari, arlerh Jesus esperance fiaplan en dud paré de verhuel, pedet.
Calon Mari, Rouannès en Ælet hac en ol Sænt, pedet aveid omb.
Oen Doué pèhani e efface pèhedeu er bet, pardonnet temb hur pèhedeu.
Oen Doué pèhani e efface pèhedeu er bet, recenet hur pedenneu.
Oen Doué pèhani e efface pèhedeu er bet, hou pet truhé dohemb.
℣. O calon santel Mari, Mam de Zoué, pedet eid omb.
℟. Ma von hur haloneu abraset guet er garantè divin e zou dnh hou losquein.

PEDAMB.

Doné a vadeleah, pèhani en dès carguet Calon santel ha dihèd Mari ag er memb santimanteu a dinérdet hac a druhé dohomb guet peré è oé het attàu trezet ha didréet Calon J.-C. hou mab hac hè hani, accordet tembni ol, peré e inour er galon pnr-zè, ma conservehemb hetag er marhue un havaledégueah parfæt a santimanteu hac a inclinationeu guet calon sacret J.-C. pèhani e zou hac e vou roué guennh ha guet er speret santel a-had en ol éternité. El cé re-von groeit.

CONSECRATION A HANOMB DE GALON SANTEL MARI.

*E zou javjable hè gobér en dé ma antreér én Arh-berdiah* hac hé reneuéein mar-a-huéh

Agréet, ô Mari, er gonsécration e ran a hanan-mé-memb d'hou Calon santel. Ol er péh e mês, ol er péh ma on, ol er péh a espéran, tout e ran deoh eit gloér Jesus.

Doucêt-é deign, guérhiés santel, appartenein d'en Arh-herdiah a hon Calon santel, hout lodec én hé meriteu, bout joentet doh quement tra e ra eit consolation ha gloêr Calon Jesus hac hou ç hani Er hrotection splân e accordet d'er verdiah devot-cé; er græceu admirable e ohtenet dehi, e hrouve asses en hé haret. Ha penaus ne bligehé-hi deoh, p'hum hloestre de gonvertissein er beherion ha ma teziret ou salvedigueah, él ma care ur vam tinér bonheur hé bugale? Ha mé éhué, a guement ma ellein, me venne secour eid un œvre quen excellant. O Mari, er had-é d'en ihuern hum véhein de zerhel én é lyameu ineaneu maleurus pére e ra compassion deoh, hui secourou de dorrein ou rangenneu, hui e ohtenou dehai er glahabras ag en outrageu ou dés groeit de vajesté en Eutru Doué hag ag en ingratitude guet pébani en ou dés paiet é vad obéreu. Hui e rei dehai dareu eit ouilein ol ou hrimeu; hui

rei dehai ar volanté ferme ne gouéheheint quet mui aharh hac un desir herhuidant d'on repareín. Ya, me vourre é chongeal é cheleuehét me fedenneu, é veneguehét me foéu eit conversion er héberion, hag é tei deign, ha d'illeih a nebai changet dré me fedenneu hac hou intercession puissant trugaricat guenoh, ô Mari, durant en éternité ér haraouis, Jesus hou Mab adorable péhani e vihue hac e driomfle guet en Tad hac er Speret santel de virhuiquin jamæs. El-cé re vou groeit.

PEDEN EIT GOULEN ER BURTHT.

Dré hou quèrhtæt santel ha hré hon conception hemp péhet, ô Guèrhiés pure, purifiet me horv ha me halon. É hanhue en Tad, hag er Mab, hac er Spered-Santel. El-cé re-von groeit.

Vu et approuvé, comme très-utile.
*Vannes*, 30 *septembre* 1841.

B. VIDELO, vic.-gén.

FIN.


BRITISH 2 JY74 MUSEUM



# ROL.

